# Serbeg

Ar **serbeg** zo ur yezh slavek a gomzer e Serbia ha lod eus ar broioù nes. Ur yezh ofisiel eo e Serbia, kenkoulz hag Montenegro ha Bosnia ha Herzegovina ma kaver kalzik a serbegerien ivez. Ur yezh rannvroel anavezet gant al lezenn eo ivez e Makedonia, Roumania ha Kroatia. Komzet e vez gant war-dro 12 milion a dud en holl.



Tachenn ar serbeg e e 2006 (liv melen), e-kichen tachennoù ar bosnieg har c'hroateg

Ur yezh slavek eus skourr yezhoù slavek ar su eo ar serbeg, evel ar c'hroateg hag ar bosneg. Ur mare zo bet ma vez sellet ouzh ar "serbeg-ha-kroateg" evel ur yezh hepken, hag ar serbeg ur rannyezh anezhi. Un toullad yezhoniourien a gendalc'h da welet an traoù evel-se.

Graet e vez gant div lizherenneg dishañval evit skrivañ ar serbeg : gant al lizherenneg kirillek, an hini implijet ar muiañ hag an hini da vezañ graet ganti gant ar velestradurezh, ha gant al lizherenneg latin.